GWALARN

# MEURLARJEZ

# FEST AL LEUE LART

PEZIOU-C'HOARI

GANT

ROPARZ HEMON

114

MAE

1938

# MEURLARJEZ

# FEST AL LEUE LART

PEZIOU-C'HOARI

GANT

ROPARZ HEMON

*Peziou-C'hoari gant Roparz Hemon*
*e gwerz e ti « Gwalarn »*

Lina. An Tan e Ti Kernaspreden (4 lur)
Dour ar C'halvar. Eun Den a Netra (5 lur)



# MEURLARJEZ

Pez-c'hoari fentus

Tud ar C'hoari

ALOIS

DORA

GWEN

MEURLARJEZ

*Ar c'hoari a dremen en eur gambr-degemer e ti eur pastor hugunot, e Kembre, en eun tu bennak e bro Ereri. Arrebeuri bourc'hizien, eun tammig a c'hiz koz. En traoñ eun nor digor. A-gleiz ar siminal, hag e-kichen diou gador-vrec'h. Eun armel-levriou ivez. A-zehou eur benveg-skingomzerez, eur baner-wriat, taolioui-gou ha kadoriou. Tostoc'h ouz an arvesterien, a bep tu d'al leurenn, eur gourvezvank.*

*E-kreiz al leurenn eur bikolenn voest, tike-dennou peget outi. Ez anat eo bet lakaet eno n'eus ket pell.*

*Noz eo. Alois hag e wreg Dora a zo azezet war ar c'hadoriou-brec'h. Gwisket eo Alois evel ne vern pe bastor hugunot ha Dora evel ne vern pe wreg pastor hugunot. Diouz o gwelout n'int na yaouank na koz. N'eus nemet eun dra da denna an evez warno : masklou a zo ganto war o dremm.*

ALOIS (*o lenn eur gazetenn*). « Eur mor a dud a oa dastumet e Bangor, disadorn diweza, d'an noz, da selaou sarmon ar Reverant J.J. Hird » (*O sevel e zaoulagad*). Klevout a rez, Dora ?

DORA (*o vrochennat*). Nann... pemp, c'houec'h, seiz..., petra ra J.J. Hird d'in-me ?... nao, dek, unnek...

ALOIS (*outañ e-unan kentoc'h eget ouz e wreg*). Evel just den ne oar da vat petra eo eur mor a dud. Eur mor a dud ! Se a zo buan lavaret gant paotred ar c'hazetennou. Ha koulskoude, n'eo ket alies e lennan e teu eur mor a dud da selaou ac'hanoun pa'z

an-me d'ober sarmoniou. Piou eo an Hird-se nemet eur pastor eveldoun ?

DORA. Pet eur eo, gouzout a rez ?

ALOIS. N'ouzon dare (*O sellout ouz e vontr*). Va montr a zo war-lerc'h, am eus aon.

DORA. Atao eo bet war-lerc'h abaoe m'omp dimezet.

ALOIS. N'eus forz. Gwen a lavaro d'imp moarvat (*Sacha a ra war eur c'hloc'hig*). Goulenn a rin outi.

*Gwen, ar vatez, en em ziskouez en traoñ. Gwisket eo evel ne vern pe vatez. Hi ivez a zoug eur maskl war he dremm.*

ALOIS. Pet eur eo, Gwen ?

GWEN. War-dro dek eur, a gav d'in, aotrou. Ne gredan ket eo dek eur hanter c'hoaz.

ALOIS. Bennoz Doue d'eoc'h, Gwen. N'eus netra ken am eus ezomm.

*Gwen a ya kuit. Dora a c'halv anezi.*

DORA. Gortozit. Daoust ha lezet hoc'h eus ar podberver war an tan d'ober te da zek eur hanter evel m'em boa lavaret ?

GWEN. Dizoñjet em eus, itron, Digarezit ac'hanoun. Hen ober a rin bremañ. Ne vin ket pell.

*Mont a ra kuit.*

DORA. Te 'wel da emzivadezed, petra dalvezont ? He kement-se war zigarez ober vad ! Abaoe dek vloaz emaomp el lastez korn-mañ a Gembre, ha n'oun ket bet evit kavout eur vatez dereat a-benn c'hoaz. Pa lakaan va foan da zeski eun dra bennak da unan, mont a ra kuit da Liverpool pe da Londrez. Neuze e rankan kemer unan all, hag e chom ganin pep tra da adober.

ALOIS. Houmañ n'eo ket fall evelato.



DORA. Atao e lavarez an dra-se. Ne gavez tra ebet, den ebet da damall war an douar-mañ. Pez a zo d'it a gavez mat ha ne glaskez ket gwelloc'h.

ALOIS. Daoust ha se n'eo ket beza fur, va gwreg ?

DORA. Fur ? N'eus nemet eun ano evit an den na glask ket uhelaat er bed-mañ. An den-se 'zo eur genaoueg. Pa'z omp deut amañ, piou en dije kredet e vijemp chomet dek vloaz, hag hep gouzout c'hoaz d'an eur-mañ pegoulz e c'hellimp loc'ha ?... An dra-se a ra d'in soñjal : peogwir out bet pedet, ha mont a ri d'ober sarmoniou e Wrexham da vare Pantekost ?

ALOIS. Ne ouzon ket. M'ec'h eus c'hoant mont da dremen eur pennad e Landudno...

DORA. O ya, brao eo d'it kaozeal. Te 'oar ne vo ket amzer da vont da Landudno. Goude se e teuio ar Misíon, ha goude se...

ALOIS. N'oun ket evit kompren perak e vezez atao nec'het gant va labour d'in-me.

DORA. Labour d'it-te a zo trubuilh d'in-me. Hag ouspenn, n'oun ket evit soñjal e tra all ebet. Kavout a ra d'it oun evel an Itron Halden marteze ?

ALOIS. Lez an Itron Halden eun tammig e peoc'h, mar plij. Daoust ha ne oa ket hegarat eus he ferz kas d'imp ar voestad vleuniou-se eus ar Riviera ?

DORA. Ya, da zegas da soñj d'imp emañ ahont, o tommheolia eus ar mintin betek an noz, ha ni amañ bemdez e-kreiz an erc'h hag ar glao.

ALOIS. Eur voest vras eo memes tra. Eur bern arc'hant a zo aet da brena ar voest-se.

DORA. Peadra he deus d'hen ober. Bleuniou, me 'lavar, pa'z eus ezomm kement a arc'hant evit ar chapel !

ALOIS. Pep donezon a zo prizius pa vez graet gant eur galon eeun. Soñj e Mari-Madalen.

DORA. Ya da ! A-walc'h eo heñvel ouz Mari-Madalen... gant ma'z aio betek ober pinijenn !

ALOIS. — Dora ! (*O klask trei ar gaoz*). Meurlarjez eo hizio. Me 'gred ez eus cholori war ar Riviera ! Deveziou laouen an Ened ! Eur bobl dud gwisket a bep seurt o redek dre ar ruiou !

DORA. Tud divalo ! N'oun ket evit gouzañv ar vromañ. Met amañ da vihana seurt traou ne vezont ket gwelet.

ALOIS. Nann. Doue ra vo meulet, Dora !

DORA. Va c'hredi a c'hellez : hounnez n'eo ket bet an hini diweza da vont d'ober meurlarjez ; gant eur bern paotred, evel just ; rak anaoudegeziou nevez he deus graet eno, sur a-walc'h.

ALOIS. Arabat soñjal re a zroug eus an nesa.

DORA. Te 'oar, Alois, koulz ha me, petra eo hounnez. Te 'oar petra a dremen er Maner pa zeu amañ e-pad an hañv. Poan-galon a ra d'in gwelout eur vaouez seurt gant hounnez e-touez madoberourien ar chapel.

ALOIS. Mat eo e-keñver ar beorien.

DORA. Ya ; kavout a ra mat he banne ivez, war a glevan.

ALOIS. N'eo ket war zigarez omp tud ha na evont morse a win e rankomp klask abeg ouz ar re na reont ket eveldomp.

DORA. O, n'eus ket aon da gaout ez afes biken da glask abeg outi ! Hounnez a oar komz flour ouz ar wazed. Pa zeu en ti-mañ, n'eo ket da welout ac'hanoun eo e teu (*O treveza an Itron Halden*). « N'emañ ket an aotrou pastor er gêr ? » Kasoni ouzin he deus.



Klev 'ta, Alois : ar bleuniou-se, kredi a ra d'it ez eo evidomp-ni hon-daou int bet kaset ? Nann avat. Evidout-te int bet kaset, evidout-te hepken, evidout-te.

*Alois a sach war ar c'hloc'hig.*

DORA. Perak e c'halvez ar vatez ?

ALOIS. Emañ dres deut em penn e vefe mat digeri ar voest-se ar c'henta ar gwella.

*Gwen en em ziskouez.*

GWEN. Va galvet hoc'h eus ?

ALOIS. Ya. It da gerc'hat d'in va binviou da zigeri ar voest-se, a zo enni bleuniou bet kaset gant an Itron Halden evit bugale ar Skol-Sul.

DORA. Ne gav ket d'it eo eun tammig diwezat ?

GWEN. Poent e vefe moarvat tenna anezo er-maez evit o lakaat en dour.

DORA (*da Wen*). Pegoulz e vo desket ganeoc'h kaozeal pa gaozeer ouzoc'h ha netra ken ?

ALOIS. N'eo ket ken diskiant-se ar pez a lavar. Deomp, ne vezimp ket pell. Hastit afo, Gwen, hag e viot eur plac'h vat.

*Gwen a ya kuit.*

DORA. Ober a ri evel ma karez evel kustum. Met n'eo ket me a yelo da rei d'it eun taol skoaz. N'ec'h eus ket ezomm kennebeut da veza re gamalad gant ar vatez. Ne ra ket a vad d'ar mitizien, ma ne ra ket a zroug !

ALOIS. Ne vo ket goulennet netra diganit, va gwreg. Hag evit da ali, plijadur a raio d'in senti evel kustum.

*Gwen a zeu en-dro gant binviou.*

ALOIS (*da Wen*). Deomp d'ezi.

*Labourat a reont war-dro ar voest eur pennad. He digeri a reont.*

GWEN (*o tastum eun nebeut bleuniou*). C'houez vat 'zo gant ar re-mañ.

ALOIS (*oc'h ober kemend-all*). C'houez vat 'zo ganto.

DORA. Ma n'eus ket peadra da... (*Tevel a ra ; sellout a ra ouz an daou all, eun tammig souezet ; neuze e sav, ez a betek ar voest, e kemer eun nebut bleuniou d'he zro hag o laka dindan he fri*). Feiz, c'houez vat 'zo ganto !

GWEN. Dres evel eul liorz pa vez deut an nevez-amzer.

ALOIS. Dres evel ma vefe nijet an Itali en ti-mañ !

DORA. An Itali ! An Itali ! Soñj ac'h eus eus hor beaj-eured, Alois ?

*Emañ Gwen o tenna bleuniou all eus ar voest. Chom a-sav a ra a-daol-trumm. Eur sell a ra e-barz. Neuze e laosk eur griadenn.*

GWEN. Ma, biskoaz... (*Dirolla a ra da c'hoarzin*).

DORA (*feuket*). Hor beaj-eured eo a lak ac'hanoc'h da c'hoarzin ?

GWEN (*atao o c'hoarzin*). O nann (*O tiskouez ar voest*). Sellit 'ta ! Bez' ez eus eur paotr yaouank e-barz ar voest.

ALOIS. Eur paotr yaouank ?

DORA. Eur paotr yaouank ?

*Meurlarjez a lamm er-maez eus ar voest. Gwisket eo gant eun domino gwenn. N'eus maskl ebet, avat, war e zremm. An tri all a sell outañ hep fiñval.*

MEURLARJEZ. Demat, itron. Demat, dimezell. Demat, aotrou. Pa n'eus nikun da ziskleria d'eoc'h va ano, e ziskleria a rin va-unan. Meurlarjez a reer ac'hanoun. Dont a ran eus bro ar bleuniou, en eun



tu bennak etre an heol, al loar hag an Itali. En deiz all oun manet kousket, rak eun tammig oun techet, siouaz, d'an diegi, ha setu m'oun bet paket er voest-se, dre fazi, gant ar bleuniou. N'oa ket brao d'in, e c'hellit kredi, eur wech dihunet, p'oun en em gavet aze. Met kalet oun ouz ar boan, rak skañv eo va c'halon, ha frond ar bleuniou a zo trawalc'h d'am maga. Bez' e tebran nebeutoc'h eget eur valafenn. Memes tra, bennoz Doue d'eoc'h da veza digoret ar voest. Petra c'hellan ober en ho servij ?

ALOIS. Demat, aotrou.

DORA. Demat, aotrou.

GWEN. Ho temata a rin ivez, daoust m'ho kavan dichek eun draig.

MEURLARJEZ. Ha piou oc'h-c'houi, plac'hig koant ?

GWEN. Ar vatez.

MEURLAJEZ. Hag an daou-mañ ?

GWEN. Ne welit ket ? Va mistri.

MEURLARJEZ. Lavaret e vefe o deus aon.

GWEN. Spontet int bet ganeoc'h.

MEURLARJEZ. Ha c'houi, n'oc'h ket bet spontet ganin, plac'hig ? (*Mousc'hoarzin a ra outi ha kinnig hilliga he groñj*).

GWEN. Hola, hola ! Ha pa vefen bet mennet da gaout aon, bremañ ne vefen ken, pa welan oc'h eur paotr evel ar re all. N'em eus netra d'ober ganeoc'h. Emaoc'h e ti va mistri. Komzit ganto mar kirit.

*Mont a ra kuit.*

ALOIS. Azezit, aotrou, m'ho ped.

*Azeza a reont.*

DORA. Anaout... a rit... an Itron Halden ?

MEURLARJEZ. A c'hell beza. Kalz a itronezed am eus anavezet em amzer.

DORA. An Itron Halden a zo eun amezegez vat d'imp. Hi eo he deus kaset ar bleuniou. Me a gave d'in e oa marteze eun anaoudegez d'eoc'h. Setu perak e c'houlennen (*D'he fried*). N'hoc'h eus ket riou, Alois?

ALOIS. Riou ? Tamm ebet. Tomm eo amañ ; 'gav ket d'eoc'h ?

DORA. Ya, tomm eo... Ha neuze... c'houez ar bleuniou... Digarezit ac'hanoun, aotrou... (*Koueza a ra en a-dreñv*).

ALOIS (*o sevel*). Dora, Dora, Emañ o vont da sempla.

MEURLARJEZ. N'eo ket souez, gant an dra-se war he fenn.

ALOIS. Petra 'zo war he fenn ? Gortoz, Dora. Ez an da glask dour.

*Mont a ra kuit, tiz warnañ.*

MEURLARJEZ (*o lemel ar maskl diwar dremm Dora*). Gwelloc'h eo d'eoc'h bremañ ?

*Dora a zigor he daoulagad. Yaouankoc'h eo he dremm eget ma vije bet kredet.*

DORA. Bennoz Doue d'it, Meurlarjez.

*Pokat a ra d'ezañ. Alois a zeu en-dro, gantañ eur garafenn. Chom a ra sabatuet.*

DORA (*o tiskouez Alois gant he biz*). Ha, ha, ha !

MEURLARJEZ. Ha, ha, ha !

ALOIS. Petra c'hoarvez ganeoc'h ?

DORA. Kae da sellout ouz da benn er melezour. Kae da sellout.

ALOIS (*o tastournat e zremm*). Petra an diaoul... (*Tenna a ra e vaskl. Heñ ivez a hañval beza yaouankoc'h*).

DORA. Alois !



ALOIS. Dora !

*En em vriata a reont.*

ALOIS. Meurlarjez amañ, Dora, a zo eun anaoudegez koz d'in.

DORA. Ha d'in ivez, Alois.

ALOIS (*da Veurlarjez*). Ha me n'em boa ket e anavezet dioustu ! Pelec'h 'ta hon eus en em welet evit ar wech diweza, paotr ?

MEURLARJEZ. Kalz a dud a welan. N'hellan ket derc'hel soñj anezo holl.

DORA. O klevit 'ta, na fur eo deut da veza en eun taol ! Komz a ra e-giz eun den koz. N'out ket bet atao ken fur-se, paotrig. Soñj en devez-se, e bro Spagn.

ALOIS. N'oa ket er Spagn. M'hen toufe, en Alamagn e oa.

DORA. Er Spagn e oa, pa lavaran d'it, e Sevilha. Gwisket oan e-giz eur goueriadez a vro Bavaria hag heñ e-giz eun Tirolian.

ALOIS. E Munchen oa. Gwisket oamp e toreros hag e oa plac'hed alaman ganimp gwisket e jipsianezed spagnol.

DORA. Plac'hed alaman ! Neuze ne oan ket eno ?

ALOIS. Bez' e oa a-raok oamp dimezet.

DORA. Me 'ouie oas bet an Alamagn o studia doueoniez. Feiz vat, eun doueoniour a zoare !

ALOIS. Ha te oa renerez-vugale er Spagn. Eur vrao a renerez avat !

DORA. Na pebez plijadur hon eus bet en deiz-se !

ALOIS. Soñj ac'h eus, Meurlarjez ? Bez' e oamp mezo evel moc'h !

DORA. Ha ne gavemp ket an hent da vont d'ar gêr,

soñj ac'h eus ? Ha tost e voe d'imp beza beuzet e-barz ar stêr.

ALOIS. Kement a drouz a oa ganimp war ar straed ma ne grede ket hon ostizien dont da zigeri an nor d'imp. Hag edon o sacha war ar c'hloc'h, evel-se, e-pad eur c'hard eur (*Sacha a ra war ar c'hloc'hig*). Hag antronoz, m'ec'h eus soñj, edo ar boliserien war hon tro.

*Gwen en em ziskouez en traoñ.*

GWEN. Ezomm hoc'h eus ac'hanoun ?

ALOIS ha DORA (*o tiskouez anezi gant o biz*). Ha, ha, ha... Sellit ouz hounnez, petra he deus war he fenn !

GWEN. Petra am eus war va fenn ?

MEURLARJEZ. Deus amañ, va flac'hig kaez (*O lemel he maskl diwar he dremm*). Ha bremañ, lavar d'in : va anaout a rez ?

DORA. Biskoaz n'eo aet d'ar Spagn.

ALOIS. Biskoaz n'eo aet d'an Alamagn.

DORA. Biskoaz n'he deus kuitaet he farrez ; biskoaz n'he deus gwelet netra en tu-hont d'he meneziou.

ALOIS. Biskoaz n'eo bet betek Kernarvon zoken.

GWEN. Da anaout a ran, Meurlarjez (*Pokat a ra d'ezañ*).

MEURLARJEZ. Ha me n'az anavezan ket ! Met te eo ar plac'h koanta am eus biskoaz stardet etre va divrec'h.

*Pokat a ra d'ezi ha mont ganti da azeza war ar gourvezvank en tu kleiz.*

DORA. Sell 'ta petra a reont. Poket o deus adarre !

ALOIS. Nikun ne vir ouzimp da ober kemend-all.

*Alois ha Dora a azez war ar gourvezvank en tu dehou. Kuzulikat a reont etrezo.*



MEURLARJEZ. Dont a ran eus eur vro pell, plac'hig.

GWEN. Gouzout a ran, gouzout a ran.

MEURLARJEZ. Eus eur vro pell-bras. Kalz pelloc'h eget Kernarvon, kalz pelloc'h eget Londrez.

GWEN. Kalz pelloc'h eget an neñv.

MEURLARJEZ. Ma'z eus peoc'h ha levenez ; ma vez pep kalon dibreder. Ma vezer laouen a-hed an deiz.

GWEN. Hag a-hed an noz, Meurlarjez.

*Kuzulikat a reont.*

ALOIS. Ne ouien ket an dra-se.

DORA. N'az poa goulennet netra.

ALOIS. Met bremañ, goulenn a ran, Dora. A-gevret hon eus bevet ouspenn dek vloaz hep en em anavezout ; dres evel estrenien.

DORA. Ret ober anaoudegez.

ALOIS. Me a lavaro d'it pep tra. Te ne guzi netra ouzin.

DORA. Alois, kavout a ra d'it e c'heller beza dimezet, ha chom hep en em gasaat ?

ALOIS. Diaes e vefe, Dora ; eur burzud, koulz lavaret. Met daoust hag ar burzudou n'int ket graet da c'hoarvezout ?

DORA. Ya, c'hoarvezout a reont... eur wech an amzer.

*Kuzulikat a reont.*

MEURLARJEZ. C'hoant ac'h eus deski d'in penaos emañ va bro, plac'hig kaez ?

GWEN. Peogwir hec'h anavezan gwell egedout marteze.

MEURLARJEZ. Bet out eno ?

GWEN. Mont a ran di alies.

MEURLARJEZ. Pegoulz, bugel ?

GWEN. Em huñvreou. Bep noz, pa vez echu ganin va labour, pa 'z oun en em silet e-barz va gwele, pe zeu da veza tomm d'in, ez an d'eur briñsez. Ha beva a ran neuze. Neuze ez oun me-va-unan, en em gavan me-ve-unan, me, en diwez. Emaoun ouz ar prenestr. Sonerez a c'hoarier en eun tu bennak evidoun. Gwez-palmez a hej o deliou war an dremmwel. Glas eo an oabl, ha glas ar mor, ken glas, glas evel ar boullou glas a lakaer d'ober ar c'houez. Ha bez' ez eus sitronez hag orañjez o kreski evel avalou war ar gwez. Astenn a ran va divrec'h, ha setu-te : dont a rez d'am c'haout, Meurlarjez, va muia-karet. Gwech out eur priñs, gwech eur soudard, gwech eun aotrou e dilhad-lid. Met da anaout a ran bep tro.

MEURLARJEZ. Me 'wel ez eus eur fiñvskeudenndi er barrez.

*Kuzulikat a reont.*

DORA. Karout a raes anezi ?

ALOIS. A greiz va c'halon.

DORA. Me 'oar penaos oa : bras, bleo melen ha daoulagad glas d'ezi, doun ha sioul, hag eun divrec'h evel glanvaen.

ALOIS. Nann, bez' e oa bihan kentoc'h, he bleo du-bran, he daoulagad du, bliou, birvidik en he fenn. Yaouank oan neuze, yaouank-flamm. Studierien oamp en Aberstouez hon-daou. D'an noz ez aemp da vale war ar vali a-hed ar mor. Eviti e vijen marvet. Pa'z eas kuit, skriva a rejomp an eil d'egile eur pennad mat. Ha neuze, echu. Ne ouzon ket pelec'h emañ.

DORA. Karout a rez anezi c'hoaz ?

ALOIS. He muzellou eo ar re genta am eus tañvaet. Emañ atao o blaz war va muzellou-me.



DORA. Pelec'h ac'h eus lennet an dra-se ? Dont a ra brao ganit. Ne vern. Me 'garfe kavout hounnez. Me 'garfe kavout kement plac'h ac'h eus karet. O c'ha-rout a rafen ivez en abeg d'it.

*Kuzulikat a reont.*

MEURLARJEZ. Ha pa glevjont an alc'houeder o kana, e felle d'ezañ mont diouti. Hogen hi a lavare : « Se n'eo nemet an eostig. ».

GWEN. Met se 'zo istor Romeo ha Julia ! Meurlarjez, evelato, arabat ober goap ouz an dud ! Lavaret ez poa d'in e oas o vont da gonta eun istor gwirion.

MEURLARJEZ. Eun istor gwirion eo, plac'hig.

GWEN. Ma, klev eun istor gwirion ivez...

*Kuzulikat a reont.*

ALOIS. Penaos, Jones, ar skolaer ?

DORA. Dres, hennez.

ALOIS. Eun tamm dibluet eo e benn, ha dizale e vo lart evel eur varrikenn.

DORA. N'oa ket ken divalo-se, ugent vloaz 'zo. Hag e oa seder ! Ya, hennez a oa den da farsal ! Te 'oar, me 'gar farsal ivez. N'eus forz pelec'h ez an, n'eus netra a garan evel al levenez. Bevet al levenez ! (*Kreñvoc'h*). Bevet al levenez !

GWEN (*da Veurlarjez*). Petra 'zo krog enni ?

MEURLARJEZ. Naon du d'an amzer gollet.

DORA. Klev, setu petra a rankomp ober : ober hor pakadou dioustu, ha mont ac'halen. Mont d'ar Riviera. Ha dao d'ar blijadur ! Te 'yelo da c'haloupat gant an holl verc'hed, ha me gant an holl baotred. Ha neuze, a-benn ar fin, koueza a raimp fri-ouz-fri. « Sell 'ta ! » — « Sell 'ta ! » — « Demat, aotrou ! » — « Demat, itron ! » Ha ni d'ar gêr brec'h-ouz-brec'h.

Meurlarjez. Petra ra ar penn kenta,
Pa vez brao ar penn diweza ?

Dora (*o sevel hag o sacha Alois war he lerc'h*). Deomp, n'eus ket a amzer da goll. Ha te, Meurlarjez, te 'zeuio ganimp d'hon heñcha. Ha Gwen a ranko dont ivez. Diskouez a raimp d'eoc'h, Gwen, ez eus meur a dra da welout estreget meneziou Kembre. Deomp, poent kemer an tren, pe an nijerez, pe me 'oar !

Alois. N'eo ket ar c'hoant a vank d'in da vont ganit, Dora, betek penn pella ar bed. Met bremañ, soñj 'ta ! Abaoe seiz eur hanter eo tremenet an tren diweza.

Dora. Tremenet eo an tren ? Neuze, evit warc'hoaz e vo. Daoust ha n'hellomp ket, avat, kaout plijadur amañ da c'hortoz ? Te, Meurlarjez, lavar d'imp petra ober 'ta.

Meurlarjez. Ma, n'ouzon ket... marteze... kaout eur banne da eva ?

Dora. Evel just. Ha me n'em boa ket soñjet ! Digarez ac'hanoun, Meurlarjez. N'ouzon ket penaos ober enor d'ar gouvidi. Kement am eus da zeski, kompren a rez. Gwen, petra 'zo da eva en ti-mañ ?

Gwen. Gouzout a rit koulz ha me, itron : bez' e c'hellomp kaout te, kafe, laez tomm, bouilhoñs pe limonadez.

Dora. Na pegen izel e kouez an den a ya da gantren pell diouz hent ar skiant-vat ! Dare oun da vervel gant ar vez !

Alois. Arabat d'it mervel dioustu, va gwreg. (*O tenna eun alc'houezig eus godell e jiletenn*). En armel-levriou-mañ... (*Dialc'houezia a ra eur c'hombodig e traoñ an armel-levriou*).



Dora. Petra rez, Alois ? N'eo ket aze emañ da levriou doueoniez ?

Alois. An doueoniez, va gwreg, a bouez a-wechou war galon an den. Treuzi a ra buanoc'h gant eul lommig war-c'horre. (*O tenna eur voutailh ha gwerennou*). Pardoni a ri d'in, Dora, pa 'm eus gortozet keid-all da ziskouez d'it va zoull-kuz ?

Dora (*o kemer ar voutailh*). Porto ! O, Alois, aboan m'oun evit kredi. Se 'zo re a levenez.

*Diskenn a ra gwin er gwerennou. Eva a reont.*

Meurlarjez. N'eo ket eus ar gwasa.

Gwen. Ne ouien ket peseurt blaz a oa gant ar porto.

Dora. Daoust ha porto eo a vez roet d'an dud d'an eur-mañ ?

Alois. N'hellomp ket kaout pep tra. Moarvat ne zisplijo ket d'eoc'h butuni, itronezed hag aotrounez ?

Dora. Lez da goz sigaretez, Alois (*Mont a ra azehou ; firbouchal a ra en he faner-wriat ; diskouez a ra eur voestig-sigaretez*). Va sigaretez 'zo gwelloc'h.

Alois. Da sigaretez ? Fumi 'rez ? Ha te a lavare d'in, Dora, ne oas ket evit gouzañv c'houez ar butun. (*O kemer unan eus he sigaretez*). Butun amerikan ! Kompren a ran bremañ perak ec'h eus va lakaet da brena eur gleuzeur da zisflaeria. N'oa ket hepken abalamour d'am c'hoz sigaretez e oa.

Dora (*en eur dana he sigaretezenn ouz direnn-dan Meurlarjez*). Bet oun eur plac'hig fall, Alois ?

Alois. Ken fall ma paein d'it hiviziken eur pakad bemdez. Ha ret e vo d'it fumi betek ar sigaretezenn diweza a-raok ar beure.

Meurlarjez. Eur benveg-skingomzerez hoc'h eus aze ? Sonerez a ra vad d'ar galon.

DORA (*o vont d'ar benveg*). Digeri a rin ? N'eo ket eur sonatenn gant Bach a felle d'it selaou, Alois ?

ALOIS. Eur sonatenn ? Ro djaz d'imp. Bez' ez eus sur sonerez-koroll henoz.

MEURLARJEZ. Ya, dañsomp.

GWEN. Ret ober plas da genta.

*Dastum a ra ar voutailh hag ar gwerennou hag e kas anezo d'ar gegin. An daou waz a vount ar voest a-gostez. Sonerez-koroll a darz eus ar benveg-skingomzerez. Gwen a zeu en-dro hag a ro eun taol-dourn da Zora da lemel ar bleuniou a oa kouezet war al leurenn. Kerkent ha ma'z int prest ez en em lakaont da zañsal, Alois gant Gwen ha Meurlarjez gant Dora.*

DORA (*dreist skoaz Veurlarjez*). Me 'gave d'in ne ouies ket dañsal, Alois.

ALOIS. Souezet oun va-unan. Kredi a rae d'in em boa ankounac'haet.

*Dañsal a reont, ken na rank Gwen en em harpa ouz ar voger, diviet.*

GWEN. Va digarezit... Ret eo d'in diskuiza.

DORA. Gant ar vez, eur plac'h seitek vloaz ! Dañsal a c'hellfen betek ar mintin.

ALOIS. N'emañ ket eveldomp, Dora. N'eus ket yaouankoc'h eget ar re goz.

*Ar sonerez a dav a-greiz-holl. Chom a-sav a reont o-fevar, mantret. Neuze e klever daouzek taol hanternoz o seni goustad, fromus. Meurlarjez, deut sounn evel eur verc'hodenn, a ra da bep taol eur c'hammed war-dreñv etrezek an nordraoñ. D'an daouzekvet taol emañ aet kuit.*

ALOIS. Meurlarjez 'zo aet kuit.



DORA. Meurlarjez 'zo aet kuit.

GWEN. Meurlarjez 'zo aet kuit.

O-ZRI. Meurlarjez 'zo aet kuit.

ALOIS (*o kregi en e vaskl, a oa chomet war eun daol an holl amzer*). Meurlarjez 'zo aet kuit. Poent d'imp adkemer hor masklou.

*Adwiska a reont o masklou hep ranna grik. Alois ha Dora a vount ar voest e-lec'h ma edo. Neuze ez eont da azeza e-tal an tan. Alois a stag da lenn adarre ha Dora da vrochennat. Gwen a ya kuit. Emañ pep tra evel da zerou ar c'hoari.*

ALOIS (*o lenn*). « Digwener diweza e voe kaset d'imp kelou maro daou eus kosa parrezianiz Betws-y-Coed... » (*O sevel e zaoulagad*). Pet eur eo ?

DORA. Ha me 'oar-me ? Poent mont da gousket, moarvat. Hag hounnez n'emañ ket deut c'hoaz gant hon te (*Sacha a ra war ar c'hloc'hig ha gortoz eur pennad*). Me 'garfe gouzout petra he deus graet en abardaez-mañ. Koll hec'h amzer, evel atao. Dizale e rankin klask eun all (*O sacha war ar c'hloc'hig adarre*). Ma n'eus ket peadra da vont diskiant !

ALOIS (*o sellout dreist e gazetenn*). Pasianted, va gwreg, pasianted !

*Gwen a zegas an te war eur bladenn tra ma kouez ar ouel.*

# FEST AL LEUE LART

Pez-c'hoari

Tud ar C'hoari

AN TAD

AR MAB HENA

AR VOEREB

EUR VATEZ

EUR PLAC'H-SAOUT

EUR PAOTRIG

*Al leurenn a ziskouez korn eul liorz, en hañv, da serr-noz. A-gleiz eur menk, ouz troad eur fiezenn vras. En a-dreñv, e c'heller kaout eun alberz eus moger eun ti. Pelloc'h c'hoaz ez'eus eul lec'h sklerijennet-kaer ha na weler ket mat, ken stank eo deliou ar gwez.*

*Azezet emañ ar vatez war ar menk, o pelliat avalou. Ar plac'h-saout a zo en he sav war ar menk en he c'hichen, troet he fenn war-du ar sklerijenn en traoñ.*

AR PLAC'H. Ne welan netra.

AR VATEZ. Neuze, gwell e vije d'it azeza da rei d'in eun taol-dourn. Gant an avalou-mañ n'echuer ket.

AR PLAC'H (*o sevel war begou he zreid*). N'eus nikun ouz taol evit c'hoaz.

AR VATEZ. Ret gortoz ar c'hig da rosta.

AR PLAC'H. Ne glevez ket trouz ar beriou o trei a-zioc'h an tan ?

AR VATEZ. Emañ al leue lart o tilarda.

AR PLAC'H. Paour kaez leue ! Er beure-mañ edo c'hoaz er park gant ar re all. Pa'z eo deut ar c'hlasker-bara...

AR VATEZ. Pa lavaran d'it n'eo ket eur c'hlasker-bara, peogwir eo mab ar mestr.

AR PLAC'H. Gouzout a ran. Met er beure-mañ, pa'z eo deut, e kave d'in oa eur c'hlasker-bara. Ha c'hoaz e oa gwisket gwasoc'h eget ar glaskerien-vara. N'oa d'ezañ dilhad ebet, koulz lavaret, war e gein. Hag e oa lous e benn, hir e vleo, e zaoulagad o lugerni evel re eur morian.

AR VATEZ. Aon ac'h eus bet neuze ?

AR PLAC'H. 'M eus ket bet aon. Heñ eo a seblante

kaout aon. Chom a rae kuzet e-tal ar c'hleuz, hep ranna grik, o sellout ouz an ti.

Ar Vatez. N'en deus ket komzet ouzit ?

Ar Plac'h. Me eo a yeas da c'houlenn outañ petra oa oc'h ober aze. Respont a reas d'in en doa c'hoant gwelout ar mestr. Me 'grede e oa da gaout labour pe an aluzen.

Ar Vatez. Ma vijen bet eno, e anavezet em bije.

Ar Plac'h. A gav d'it ?

Ar Vatez. Dek vloaz 'zo, pa'z eas kuit, ne oas-te nemet eur bugel. Met me a oa eur vaouez. Soñj am eus, n'oa ket kaeroc'h paotr egetañ er c'hornad. An holl a lavare e oa eun druez e vije ganet war-lerc'h e vreur. Ken kaer oa, ken heñvel ouz e dad. E-lec'h ar mab hena...

Ar Plac'h. Ne gavan ket ar mab hena divalo.

Ar Vatez. N'eo netra e-kichen e vreur yaouank.

Ar Plac'h. An hini am eus gwelet er beure-mañ n'oa ket brao avat.

Ar Vatez. Gortoz ken en devo kribet e vleo, dilouzet e benn, ha gwisket dilhad dereat. En deiz ma'z eo aet kuit...

Ar Plac'h. Perak eo aet kuit ?

Ar Vatez. Ha me 'oar-me ? C'hoant foeta bro marteze, c'hoant mont er-maez eus an ti-mañ, ha n'eo ket souez, gant an tad hag ar mab hena bepred o skandalat, hag ar voereb koz war ar marc'had... E dad a roas d'ezañ e lod eus e beadra. Mont a reas kuit pinvidik. Distrei a ra paour-raz.

Ar Plac'h. Diwallomp ! Emañ unan bennak o tont ! Ar mab hena ! Ma wel ac'hanoun amañ...

*Diflipa a ra kuit. Ar mab hena en em ziskouez.*



*Kerzout a ra buan, doare d'ezañ da veza prederiet ha skuiz. Ar vatez en em laka da belliat hec'h avalou a-zevri.*

Ar Mab Hena. C'houi, lavarit d'in petra eo ar sklerijenn-se.

Ar Vatez (*souezet*). Penaos, ne ouzoc'h ket ?

Ar Mab Hena. Ha goulenn a rafen ouzoc'h ma rafen ?

Ar Vatez (*goustadik, plijet-meurbet o kaout da gemenn ar c'helou*). Aotrou, ho preur yaouank a zo deut en-dro.

Ar Mab Hena (*difrom*). Ar sklerijenn-hont, a lavaran ?

Ar Vatez. Ho tad en deus lakaet bosa al leue lart, ha graet eur banvez da enori ho preur. An avalou-mañ a zo bet roet d'in da belliat.

*Safar a glever a-bell.*

Ar Mab Hena. Piou a ra an trouz-se ? Servijerien va breur ?

Ar Vatez. Servijerien ho preur ! Feiz, n'en deus servijer ebet. Deut eo amañ da c'houlenn truez, gwisket e truilhou, hep eur gwenneg war e ano. Dispignet en deus e beadra, a lavarer, o festa hag o riotal er broiou pell. Hag eun naonegez vras a zo deut er broiou-se. Ha ret e voe d'ezañ mont da vevel gant eun den a gasas anezañ da vesa moc'h. Ha gant ar plusk a veze taolet d'ar moc'h en dije karet a-walc'h leunia e gof. Neuze ez eo deut en-dro, tost da vervel gant an naon.

Ar Mab Hena. Mat eo. It kuit.

*Ar vatez a sav, a hej he zavañjer, a samm ar sac'had avalou war he skoaz hag a ya kuit.*

*An tad a zeu tre. anezañ eur c'hoziad kaerdispar.*

AN TAD. Va mab, edon o klask ac'hanout. Abaoe m'out aet er-maez er beure-mañ ez eus kelou. Da vreur a zo deut d'ar gêr.

AR MAB HENA. Evel-se em eus klevet.

AN TAD. Deus ganimp-ni d'azeza ouz taol. An amezeien a zo aze. Lazet eo bet al leue lart.

AR MAB HENA. N'eo ket echu va labour.

AN TAD. Ne vo ken a labour fenoz.

AR MAB HENA. Ret d'in ober tro an atant, gwelout ha prennet eo bet an doriou, sparlet ar prenester, kadranaset ar c'hlouedou, na zeuio warnomp laeron ha foeterien-vro.

AN TAD. Kae buan neuze, ha deus da gemer da lec'h em c'hichen.

AR MAB HENA. Skuiz oun. Abaoe sav-heol e labouran. Ezomm am eus mont d'am gwele.

AN TAD. Ne fell ket d'it gwelout da vreur ?

AR MAB HENA. Va zad, meur a vloavez em eus ho servijet, ha biskoaz n'em eus graet tra a-enep ho kourc'hemenn. Ha koulskoude biskoaz n'hoc'h eus roet d'in eur menn gavr, d'in da festa gant va c'heneiled. Hag ar mab-se d'eoc'h, kerkent ha ma'z eo deut, hennez en deus foranet ho madou gant gisti, evitañ e vosit al leue lart.

AN TAD. Te a zo bet ganin-me atao, va mab. Kement tra a zo d'in a zo d'it. Reiz d'imp-ni bremañ beza laouen ha kemer hor plijadur. Rak maro oa da vreur, ha deut eo en-dro d'ar vuhez. Dianket edo, ha kavet emañ adarre.



*Pellaat a ra an tad. Gouleier a weler en traoñ o fiñval, hag e sav trouz ha sonerez.*

*Eur paotrig a dremen, gantañ eur vaz-c'houlaoui en e zourn. Ar mab hena a ziframm ar vaz dioutañ. Emañ ar paotrig o vont da enebi. Hogen dirak dremm voulbennek an den e kav gwelloc'h kemer an tec'h.*

*Sonerez a glever adarre, kanaouennou ha safar moueziou. Bez' e chom ar mab hena en entremar o selaou. Neuze mont ha dont a ra en eur sklaeria amañ hag ahont korniou a oa bet leun a skeud. Skrija a ra trumm o klevout eur vouez o tont, tostik outañ, en eun hiboud.*

AR VOUEZ. Va bugel.

*Ar mab hena a dro ar vaz-c'houlaoui trema ar vouez. Beuzet er bannou sklerijenn en eun taol, emañ eur wrac'h koz, bihan-bihan, gwenn-holl he bleo, damgroummet he c'horf, ha mibin a-walc'h koulskoude.*

AR WRAC'H (*uheloc'h eun tammig*). Va bugelig d'in. Va faotrig bihan, ha te ken kreñv ha ken bras...

AR MAB HENA (*goustadik*). Va moereb.

AR VOEREB. Petra rez aze, va bugelig ?

*Ar mab hena a van dilavar. Safar ha kaniri a-bell (Safar ha kaniri a glevor hiviziken o sevel a vare da vare betek diwez ar c'hoari).*

AR VOEREB. Lavar d'in. Ha bez' e vo an ti, pe ar c'hrevier, pe al lab, pe ar berniou-kolo, pe ar foenneg kras, pe c'hoaz ar c'hoadou ? Lavar d'in. Pelec'h e vo an tangwall ?

*Ar mab hena, hep ranna groñs, a voug ar*

*flamm, a voustr ar vaz-c'houlaoui dindan e droad, hag a bella eun tammig.*

Ar Voereb. D'ar fest ez ez ?

*Ar mab hena a chom a-sav. E voereb a dosta outañ, a grog en e zourn hag a gas anezañ ganti betek ar fiezenn. Azeza a reont war ar menk.*

Ar Voereb. Da vreur eo, neketa, a lak strafuilh ez askre ? Hennez en deus rannet kalon e dad, ha kaset e vamm d'ar vered ! Anken a vo c'hoaz en ti-mañ en abeg da hennez !

Ar Mab Hena (*etre e zent*). Perak eo deut en-dro ?

Ar Voereb. Al lastez a zeu bepred en-dro, va faotr kaez.

Ar Mab Hena. Perak e vez graet outañ degemer laouen gant va zad ?

Ar Voereb. Eun den koz eo da dad, brevet e ene, gwan-meurbet.

Ar Mab Hena. Va zad ?

Ar Voereb. Pa'z eo bras e vent, sounn e gorf, start e izili, krak e zaoulagad, hir ha flour e varo gwenn, e kav d'it ivez eo eun den meur ?

Ar Mab Hena. Eun den meur eo va zad.

Ar Voereb. Pa'z eo mestr war an holl amañ, pa lavar da unan, « kae ! » hag ez a, ha da egile, « deus ! » hag e teu, e kav d'it ivez ez eo mestr warnañ e-unan ?

Ar Mab Hena. Mestr warnañ e-unan eo va zad.

Ar Voereb. Dibaot an dud a zo mestr war o ene. Hag ar re-se, alies n'o anavezer ket. Da dad n'eo nemet eun den evel kant mil all er vro-mañ.

Ar Mab Hena. Ha goude ?



Ar Voereb. Ha goude e rankez kaout truez outañ he beza mat en e geñver.

Ar Mab Hena. Atao oun mat en e geñver.

Ar Voereb. O, ne gomprenez ket ! Moarvat ne fell ket d'it kompren. Ha ret e vo d'in komz eta, lavarout d'it ar pez em eus miret keid-all kuzet e doun va c'halon, ar pez a grede d'in ne lavarjen biken da zen ebet ? (*Chom a-sav a ra trumm. Neuze e tenera he mouez*). Va faotr, va faotrig kaez.

Ar Mab Hena. Va frealzi a glaskit. Me 'oar oc'h madelezus, va moereb.

Ar Voereb. Ya, me eo an hini vadelezus a ya didrouz dre an ti, doujet evit eur gwel, hag evit gwir dismegañset gant an holl ; an hini habask, oc'h ober he labour ingal, eus eur penn d'ar bloaz d'egile ; an hini na vez morse klañv, an hini na glemm morse ; an hini fur a oar rik ar pez a zo dereat, hag a oar ober he dlead, hep mank, e pep amzer ; eur skouer d'ar re yaouank hag eur skor d'ar re goz (*Kreñv ha kounnaret*). N'oun tamm ebet evel-se.

Ar Mab Hena. Ha feuket em eus ac'hanoc'h ?

Ar Voereb. An hini a gomz ouzit n'hell mui beza feuket gant netra. Aet da hesk ennoun a bell 'zo mammenn an anken hag al levenez. Breudeur ha c'hoarezed am eus bet, va niz ; hag eur vamm ; hag eun tad.

Ar Mab Hena. Roet hoc'h eus pep tra d'ezo, gouzout a ran.

Ar Voereb. Pep tra d'ezo. Va buhez-holl. Matez oun bet e ti va zad. Goude, matez e ti va breur. Servijet em eus va c'herent adal an devez kenta a c'hellan kounaat. O servija a rin betek va maro. Poaniet, gouzañvet em eus evito, bloavez war-lerc'h bloavez,

bemdez, da bep eur. Eur galon am boa koulskoude.

Ar Mab Hena. Eur galon aour, va moereb.

Ar Voereb. O, lez da galon aour, lez, m'az ped, yez ar bilpouzien. En dro-mañ hepken ma komzan a-zevri-kaer, klask kompren ha selaou evel eun den. Perak komz a garantez ? Petra eo d'in ar garantez ? An tad-se, ar vamm-se, ar vreudeur, ar c'hoarezed, an holl gerent-se...

Ar Mab Hena. N'ho poa ket a garantez outo ?

*Ar voereb a ra « nann » gant he fenn.*

Ar Voereb. N'eus nemet unan amañ a zo d'ezañ eul lec'hig, eul lec'hig bihan em c'halon : te, va faotr. Ha perak ? Peogwir out heñvel ouzin. Me va-unan eo a garan ennout.

Ar Mab Hena. Iskis ho komzou, va moereb. Ha padal, c'houek int d'am ene.

Ar Voereb. Te, ar c'henta ganet. Ha me, an diweza ganet. Ne vern. A ouenn omp daoust da se. D'az tad, d'az preur yaouank an enoriou, ar brud, an trouz, fiñv ha lusk ha stirlink ar bed. D'it-te, d'in-me al labour, ar bec'h, an digenvez, an ankounac'h. Evel-se emañ.

Ar Mab Hena. Perak ?

Ar Voereb. Sell ouz ar fiezenn-mañ, ken kaer, ken ec'hon he skourrou, ha sell ouz ar gwez-fiez-hont, ken treut, ken dister e-kichen an ti. Frouez houmañ n'o deus blaz ebet, ha koulskoude int teo ha bourrus d'al lagad. Frouez ar re-hont a zo bihan ha divalo, ha koulskoude int saourus ha frondus-kenañ. Kae da c'houlenn outo perak.

Ar Mab Hena. Lakait an eil e-lec'h eben hag e vo kemm.



Ar Voereb. Marteze. Sell ouz hon ti koz. Pa zeu estrenien amañ, e chomont pell amzer bamet dirak ar porched kizellet ha togou ar c'holonennou. Ne reont van ebet ouz ar vein boutin, ar peuliou diginkl, ar gorreou noaz. Ha padal, ar re-se ivez a zo aze, hag e tougont an doenn.

Ar Mab Hena. Alies e soñjan er vein dizudi, en treustou kuzet, en tachou hag en ibiliou disneuz. O c'harout a ran gwelloc'h eget an ardameziou fougeüs hag an touribellou koant. Hag e karan ivez ar binviou, ar sugellou, al loened-samm gwelloc'h eget ar c'hlezeier pur, an harneziou-lid, ar milgon hag ar c'hezeg-red.

Ar Voereb. Neuze, petra glaskez ?

Ar Mab Hena. Petra glaskit-c'houi ?

Ar Voereb. Perak ar warizi-se ouz da vreur yaouank ?

Ar Mab Hena. Perak an digarantez-se ouz ho kerent ?

Ar Voereb. Peogwir omp bugale an douar hag i bugale an aer. Peogwir omp preñved hag i balafennou. I a oar nijal. Ni n'ouzomp nemet en em stleja. I a oar dibab. N'ouzomp-ni nemet mont gant hon hent.

Ar Mab Hena. Hep frealz ebet ?

Ar Voereb. Eo : al lorc'h. Lorc'h euzus ar re izel, a oar e vint izel atao. Lorc'h heugus n'en deus d'en em vaga nemet aberz, dlead, dienez. Lorc'h ar gontronenn na c'hell beva nemet diwer breinadur, ha stad enni ouz hen ober. Arabat d'it, va faotr, kaout aon ouz al lorc'h-se.

Ar Mab Hena. Mez a ra d'in.

AR VOEREB. Gortoz. Kleñved-yaouankiz eo ar vez. Tremen a ra gant an oad.

AR MAB HENA. Ha sioulaat a ra ar galon gant an oad ?

AR VOEREB. N'em eus ket lavaret an dra-se. Evidomp da vihana n'eo ket gwir. Ni, an dud sioul, an dud peoc'hus ha didrabas, ni eo feulsa, taera tud an douar. Ha betek ar maro e chomimp. Ni eo ar re na anavezont ket an hent-etre, ar re a bleg penn-dabenn, pe ar re a nac'h da viken. Ar breur yaouankse, da betra kaout outañ gwarizi, pa c'hellez e zispriza ?

AR MAB HENA. Kalonek eo bet.

AR VOEREB. Ket, avat, betek an diwez.

AR MAB HENA. Pa 'z eo deut en-dro e oa dare da vervel.

AR VOEREB. Ni ne vijemp ket deut en-dro. Marvet e vijemp gant an naon kentoc'h eget dont da c'houlenn truez. Bez enkrezet, va faotr, hogen bez lorc'hus.

AR MAB HENA. Ha mont a rin d'azeza ouz taol gant ar re-se ? Klevit o blejadennou !

AR VOEREB. Mont a ri. Hag e ri muioc'h c'hoaz. Klask a ri beza laouen.

AR MAB HENA. O, perak n'hellomp ket tañva eun tammig bihan a levenez hep na ve saotret a c'houervoni e-leiz !

AR VOEREB. Selaou. Emañ da dad o c'hervel. Ezomm o deus ac'hanoun. Ret d'in ober founn. Tenna gwin a fello d'ezo adarre, ha ganin emañ an alc'houeziou. Mont a rankan. Bremaik e ranki mont ivez. Bez kalonek, va faotr, bez kalonek atao. Dibabet hon eus al lodenn wasa. Ne vo ket lamet diganimp.



Kavet e vo, p. 59, troidigez ar pez-c'hoari « Meurlarjez » e saozneg, er gevrenn nevez eus « Gwalarn » a anvomp « Kevrenn Etrekeltiek », hag a zigoromp gant an niverenn-mañ.

# Meulgan en enor Santez Tereza Avila

En e niverenn diweza (Goañv 1938) ez embanne « *Studi hag Ober* » eun droidigez kaer ha resis war eun dro eus « *Kan Speredel Sant Yann ar Groaz* ». Poent eo e vefe lakaet en hor yez ar barzonegou kaera savet gant barzed katolik ar bed-holl. E spagneg, en italieg, e galleg, hep komz eus yezou bihanoc'h evel an izelvroeg, an okitaneg, an hungareg, hag all, ez eus oberennou kenedus-meurbet o kana ar relijion a zo hini ar darn vrasa ac'hanomp.

O c'hortoz ma vo dastumet e brezoneg eur « *Barzaz Bras Katolik* », heulia a reomp amañ skouer renerien « *Studi hag Ober* », o rei troidigez brudeta barzoneg ar barz katolik saoz brudeta eus ar 17-vet kantved, Richard Crashaw.

Renket e vez Crashaw e-touez ar varzed-se a zo chomet war o lerc'h oberennou skañv hag oberennou relijiel : John Donne, George Herbert, Robert Herrick, Thomas Traherne, Henry Vaughan. Unan anezo hepken, an hini kosa, John Donne, a zo bet eur barz meur e gwirionez. A na vir ket ouz ar re all da veza skrivet traou plijus, traou talvoudus, ha gwech pe wech, traou dispar.

Crashaw, ganet e 1612, n'en em reas katolik nemet goude e dregont vloaz. E-pad ar brezel a ziabarz, e 1645, e tilezas Bro-Saoz. Anvet e voe da chaloni Loretto ha mervel a reas e Roma, e 1649. Ar varzoneg da heul, ha hi savet en amzer ma oa c'hoaz protestant, evel ma lavar e-unan, a ziskouez avat pegen tost e oa neuze da gemma e gredenn.

Stumm-skriva Crashaw a zisplij d'an dud hag a gar dreist pep tra an eeunded hag ar sklaerded. Degas a ra da goun an ilizou savet dre Europa eus amzer an Azc'hinivelez betek an 18-vet kantved, o aoteriou, o feuliou, o delwennou kizellet stank hag iskis. « Barokiez », setu ar ger a sav d'ar spered o lenn Crashaw hag e genamzeridi, daoust na glot ket ez-istorel outo, nemet kemeret e vefe ar ger « barokiez » er ster ledan a vez roet d'ezañ gant arzvarnourien 'zo, Eugenio d'Ors, da skouer.

Heulia a ran amañ striz a-walc'h ar skrid saoznek, hep klask koulskoude trei ger-ouz-ger. Ar c'hevrennadur a zo bet graet ganín.

R. H.



## MEULGAN DA ANO
## HAG ENOR AR SANTEZ SEBEZUS, TEREZA

*Saverez adreizadur ar Garmezidi hag ar C'harmeziadezed diarc'hen ; maouez, dre uhelder aelel hec'h imbroudspered ha dre galonegez c'hourel he nerz-oberia dreist d'ar maouezed ; hag a gredas ez-vihan, azvet he foell en tu-hont d'he oad, ragaoza ar verzerinti.*

*Misericordias Domini in Aeternum Cantabo.*

I

Karantez, te 'zo rouanez diharz
Ar Vuhez hag ar Maro.

Ne c'halvimp ket,
Da skouer, ar soudarded vras ha koz,
Merzerien azo, ha n'o doa 'met astenn
O divrec'h kreñv da dizout o c'hurunenn ;
Ar re a c'helle, sounn, ouz dremm an Ankou,
Lavarout uhel ano meur o Doue.
Ne c'halvimp ket
Ar re a oa o bruched ledan
Evel eur gador-veur 'vit ar Garantez.

Na gwad na c'houez en dro-mañ :
Gwelomp anezi 'n hec'h azez,
Dilorc'h, o tibab he maner
En ene gwenn ha glan eur bugel tener.

II

A-boan ma oar balbouzat
An ano : Merzer.
Eur vez, avat, eo d'ezi beva,
Pa c'hell ar vuhez prena d'ezi
Eur maro kadarn.

N'he deus ket klasket
Gouzout penaos emañ ar Maro stag
Ouz ar Garantez ; meizet n'he deus ket
Perak e rank da garout skuilh he gwad ;
Padal, daoust na oar ket perak,
Karout a c'hell, ha mervel.

A wad n'he dije ket a-walc'h
Da ruzia dremm eur c'hleze.
Padal, e kredo diskouez
Nag izil eo ar Marv 'tal ar Garantez.

Karantez. C'houec'h vloaz 'deus hepken,
C'houec'h vloavez paour rak an euzusa spont
A lak an den da grena. D'ar Garantez
N'eus ket a zeskard nag a vugel.

Karantez. Houmañ 'ra ar merzer hag an den,
Ha ket an oad nag an izili flour.

Karantez. Spina 'ra he c'halon. Sed :
Lammat a ra ha devi gant eun tan
Uhel.

Sec'hed d'ar Maro. Eva 'ray
Mil maro yen en eun alanad.
Abeg he deus : entanet eo he c'houez,
He bronnig wenn o sevel gant ar c'hoant
D'ar pez a c'hell, — en aner, — klask e pokou
He mamm ; ha pa n'hen kavo ket er gêr,
Loc'ha a ray da vit ar verzerinti.
Aze emañ er gêr : el lec'h ma c'hello

Gouzañv.



Kantren a ray da vroiou ar Vorianed
Da ober marc'had : prena 'ray diganto
Kurunenn ar verzerien gant hec'h alan
Karget a ano Jezuz. Bez' e vo
Da Zoue marc'hadourez. Deski 'ray d'ar re-se
Penaos e vever Ennañ. Hada 'ray,
Unan a zaou : gwad Jezuz pe he gwad.

Kenavo 'ta d'ar bed. Tereza
N'eo ket evidout. Kenavo,
Plijadur, c'hoari, ebad
(Braoigou dister). Kenavo,
Divrec'h he mamm ha glin he zad
(C'houi karetoc'h). Kenavo,
Oaled ha ti.
Da vro ar Morian 'mañ o vont,
Da veza merzer...

Nann,
Gortoz, va merc'hig...

'Mañ da Bried,
Hennez, kenedus-holl, a glaskez ken taer,
O c'hervel d'it da zont en-dro
Davetañ. D'it e vo
C'houekoc'h ar verzerinti.

III

Doue da ziwall d'it da vuhez tener ;
Arboellet-Heñ da wad diouz ar gontell griz ;
Na c'hellet dourn disantel terri skrin
Dinamm da vronn, ha diac'hubi

Da ene kaer. N'emañ ket aze youl
Da Aotrou warnout. Te a zo
Merzerez ar Garantez.

D'it eur Maro uhel,
Kevrinus.

D'it eul lidadeg-kañv,
Buhezus, etre divrec'h ar Garantez.

Aze emañ ar saez az lazo,
O tañva diganit da alan sakr.
Eur benveg soubet
Teir gwech er flamm pinvidik
A skriv d'az Mestr e ano splann
War volz an Neñv, ma lugern eno
Da viken ; gant e skinou nerzus
O skei war dremmou-tan eneou
A gav e grasou c'houek an ano-se
Mousc'hoarzou peurbad.

Ken glan,
Speredel, rouez, gwelevus, e ranko
Beza ar c'hlao divarvel a zo tonket
Da skrapa gant e vroud eur vuhez
Ken karet.

Ha bourevien
Dellezek-mat ac'hanout 'vo dibabet :
Mibien an tan, kenedus, kenta ganet
An Aotrou, Serafined :
An Aelez, a ganourien,
A yelo da gadourien,
Warnout o waregata.



IV

O, nag alies, klemm a ri
A boaniou c'houek ha soutil,
A leveneziou dreist o gouzañv,
A Varo karet gant ar marver :
Ma varv adarre, ha ma karfe mervel
Da viken.

Beva.

Mervel.

Ha perak
Beva, nemet da vervel ha da vervel
Dibaouez ?

Da galon sentus,
Pokat a ray d'ar speg az laz.
Briata start a ray
Ar gloaziou bourrus
A ouel ar balzam d'o farea.
Ha pa vo deut
Da varvou holl da vervel
En unan ;
Pa vezo teuzet
Ti glan da ene ;
Evel eur vlodenn ezañs,
Re daer an tan dindani,
O steuzia e koabrennou frond,
Ken buan,
E steuzii-te d'an Neñv en diwez.

Eun huanad ; setu-holl.

Ha neuze ?

Petra ?

Arabat goulenn
Digant an dud ; an Aelez
N'int ket evit lavarout.

Petra 'vern ?
Merzout a ri da-unan da levenez leun,
D'it-te da viken ha da viken.

Kerkent e teuy davedout
Loar ar sterennou gwerc'h, da vestrez kann,
Ambrouget gant eneou skedus 'vel da ene,
Da ober d'it degemer,
E-kreiz he c'hoskor gwenn ; da rei d'it
Da lec'h peurbadus 'touez ar re genta.

Bourrusat gwel : ar Vuhez en he sav,
Da zeski gant he dourn an Neñv d'az tiweuz,
Ma skuilhi war an dourn-se
Da bokou a-vil-vern.

Na gwenvidik 'vo da ene,
Ouzit pa baro
Daoulagad santel Hounnez,
(Eil mousc'hoarz ar Baradoz)
Sklerijenn guñv a-dreuz d'ar galon vouk.

Hag eno, Aelez, da vignoned koz,
A zeuio d'az saludi en o maner.



Hag eno, da oberou mat (e-tal an nor
Abaoe pell o c'hortoz)
A zeuio d'az perc'henna ; holl a-gevret
O pleza d'it kurunennadou-stered
D'az Pried-Roue da gaeraat da dal.
Da boaniou koz a c'hoarzo d'it.
Warnout e skedo da enkreziou.
Lintra 'ray warnout da ezeved.
Ha da ankeniou holl a vo doueel.
Da zaerou perlezennou,
Da reuziou kurunennou,
Da varo eun eil buhez
En-dro d'az ene hag a vennas laza ;
Ha flamma 'ray da c'hloaziou
Ruz-tan da vruda 'n Oan en e emgannou.

Ha da labouriou ker, 'zo skrivet warno
Danevell ar Garantez (desket d'it
Gantañ hepken) — hag int o vaga
Eneou war an douar, — aze warnout
A vezo dilhad.
Pep ger, e flammou kuz, a lak an tan
Da darza trumm eus hor c'halonou maen
A lintro war da dal,
Tan d'imp-ni,
Sked d'it-te,
Ha maget ennout gant da splannder, ennomp
Gant gras e vezo maget.

Neuze e selli tro-war-dro,
Neuze e weli tro-war-dro
Eneou kurunennet
O tont

Da veza da gurunenn :
Mibien da ouestlou,
Ginivelezìou gwerc'h,
Bet ganet ennout gant da Bried-Roue.

Kerz, ha Dirazañ,
Kae ganto da zaoulina.
Hag e lavaro d'it :

« Lak-te, va rozenn, lak ar gouriz kaer
O steredenni gant sklerijenn sakr
Mil ene gwenn o bed en abeg d'it. »
(Hag int o pokat dre da vuhez splann
D'ar goulou o entanas da sterennou).

Ha bez' e vezi gant an Oan,
Ne vern pelec'h e kerzo,
E roudou kann dre hentou ar sklerijenn,
Ma ranker, 'vit o fleustri,
Ha beva maro, deski
Ez-veo eveldout mervel.

Notenn. — Da veiza gwelloc'h ar varzoneg-mañ, hag hi ken fetis, ken karget a ster kevrinus pep ger ha pep frazenn anezi, ez eo ret anaout eun tammig buhez Santez Tereza Avila. Ret kounaat, da skouer, penaos, e derou istor he buhez, e lavar ar santez he doa bet c'hoant, hag hi bihanik c'hoaz, mont da glask ar verzerinti gant he breur e bro ar vorianed :

« *Concertabamos irnos a tierra de moros, pidiendo por amor de Dios, para que alla nos descabezasen, y pareceme que nos daba el Señor animo en tan tierna edad, si vieramos algun medio, sino que el tener padres nos parecia el mayor embarazo* ».



# KEVRENN ETREKELTIEK

## INTERCELTIC SECTION

# Sell war stad ar studiou keltiek e-touez ar vrezonegerien

P'en deus an Ao. G. Haes goulennet ouzimp sevel ar Gevrenn Vreizat eus an *Intercelltic Cultural Society* hon eus skrivet da veur a zen ouz o fedi da respont ouz ar roll-goulennou-mañ :

1. Peseurt yez keltiek estreget ar brezoneg, hoc'h eus pleustret warni ?
   Daoust hag e ouzoc'h he lenn, he skriva, he c'homz ?
2. Ha pleustret hoc'h eus war eun darn pe zarn arall eus ar studiou keltiek — istor, douaroniez, arz, lennegez, h.a... eus eur vro geltiek bennak ?
3. Daoust hag ez oc'h bet d'eur vro geltiek bennak ?
4. Daoust hag hoc'h eus darempredou gant Kelted tramor ?
5. Daoust hag e tegemerit kelaouennou embannet en eur yez keltiek bennak pe o tenna d'ar studiou keltiek ?

E-touez ar respontou a zo deut d'eomp hon eus dibabet unnek anezo o tont holl eus brezonegerien-rik tuet d'ar studiou keltiek. An unnek respont-mañ eo a dalvezo da zanvez d'hor studiadenn.

1. Kenta tra a vez graet gant eur brezoneger douget d'ar studiou keltiek, a gav d'eomp, eo deski eur yez

keltiek, peurliesa ar c'hembraeg. Hon enklaskig a ziskouez pegen hoalus eo ar c'hembraeg evit ar vrezonegerien.

7 anezo o deus studiet ar *c'hembraeg* nemetken,
1 ar *c'hembraeg* hag eun tamm iwerzoneg.
1 ar *c'hembraeg* hag ar *c'herneveg*.
1 an iwerzoneg nemetken.
1 an iwerzoneg hag eun tamm *kembraeg*.

2. An boll o deus anzavet ne oant ket evit komz ar yez keltiek o doa studiet hag an darn vuia ne ouzont, e gwirionez, nemet lenn anezi, peurliesa gant skoazell eur geriadur. Daou pe dri koulskoude o deus lavaret e c'hellfent he skriva en eur ober faziou.

3. Estreget ar yezou keltiek ne ziskouez hini ebet, — nemet daou pe dri marteze, — beza pleustret a-zevri war eun darn pe zarn arall eus ar studiou keltiek.

Unan a lavar en deus « *eun anaoudegez bennak eus istor ha lennegez Bro-Gembre* » ha n'hon eus poan ebet o kredi rak roet en deus d'al lennegez vrezonek eur steudad oberennou talvoudus o tenna da lennegez Kembre. Daou all a lavar kemend-all diwar-benn al lennegez iwerzonek a-vremañ.

Unan arall a lavar en deus « *lennet levriou diwar-benn ar c'hudennou* » (keltiek) hogen a anzav n'en deus « *studiet piz hini ebet anezo* ».

An darn vuia a vefe dedennet kentoc'h gant istor ar broiou keltiek. Unan hepken en deus lavaret en doa studiet an arz keltiek.

4. C'houec'h den war unnek o deus beajet er broiou keltiek. Daou a zo bet da Vro-Gembre, daou da Iwerzon, unan da Vro-Alba hag unan all da Gerne-Veur.



Unan anezo nemetken a zo chomet eur bloavez-skol a-bez en Iwerzon. Ar re all n'o deus graet nemet chomadou berr-kenañ : eur sizunvez pe war-dro.

5. War an unnek den-se o deus pleustret war ar yezou keltiek, daou nemetken a zegemer a vareadou resis eur gelaouenn gembraek. Unan a zegemer « *Y Tyst* » ha « *Cymru 'r Plant* » war an dro, egile « *Y Ddraig Goch* ». Unan arall a oa koumanantet da « *g-Kernow* » ar gelaouenn gernevek n'oa nemeti, na vez ket embannet ken.

6. Eiz war unnek o deus klasket skoulma liammou dre skrid gant Kelted tramor. Rei a reomp amañ roll ar re ziweza-mañ :

William Mc Adam, S.4.King's Park, Glasc'ho.

Geraint Owen, Y Llwyn, Kerverzin, Kembre.

Visant Pate, Pen y Llan, 22, Dorchester Avenue, Kerdiz, Kembre.

A.D. Owen, Kerverzin.

J.H. Roberts, 12 Fir Road, Sutton, Surrey (Kembread yaouank desket ar brezoneg gantañ ha deut da Vreiz da zeski ar yez komzet).

Allin-Collins, 140, Fenchurch st., E.C. 3, London.

Aneirin ap Talfan Davies, 17, Kenton Park Parade, Kenton, Middx (segretour kevrenn Londrez Strollad Broadel Kembre).

D.M. Jones, 45, St-Augustine Av., South-Croydon Surrey.

E. Joynt, Baile Atha Cliath, Iwerzon.

O.D. Mc Cartha Uileas, Inis Caoin, Deilginis Co. Baile Atha Cliath, Iwerzon.

A-ziwar ar pez a zo a-us e c'hellomp dastum kement-mañ :

*Izel-kenañ eo stad ar studiou keltiek e-mesk ar vrezonegerien.*

Ne c'hellomp ket lavarout, evit gwir, ez eo deut a-benn unan nemetken eus hon unnek kenskriver da c'hounit eun *anaoudegez doun ha klok* eus eur yez keltiek bennak pe eus eun danvez bennak o tenna d'ar studiou keltiek. Kemend-all a c'hell beza lavaret, moarvat, evit an holl Vrezoned. Aes a-walc'h eo sevel eun droidigez eus eur skrid kembraek pe iwerzonek bennak evel m'eo aes a-walc'h sevel eul levrig da zeski elfennou eur yez keltiek bennak. A zo diaesoc'h a galz, avat, eo sevel studiadennou war ar gudenn-mañ-kudenn o tenna d'ar broiou keltiek, ha ret eo d'eomp merka piz amañ hon eus re nebeut anezo en hol lennegez vrezonek. E gin ez eus anezo e galleg, skrivet alies gant Brezoned. Menegomp amañ hepken al levrig embannet gant Riouallan diwar-benn Iwerzon hag ar studiadenn bet embannet gant L.M.A. er gelc'hgelaouenn *Stur* (niv. 5 ha 6 genver, ebrel 1936) dindan an ano « *Après douze ans d'Etat Libre* ».

Aes eo merzout perak n'emañ ket uheloc'h stad ar studiou keltiek e-mesk ar vrezonegerien.

Ouspenn d'an *diouer a amzer* a zo, hep arvar, eur skoilh bras evit kalz, menegomp :

A. *an diouer a skoliou o kelenn ar yezou, al lennegeziou keltiek* h.a... Skol-Veur Roazon lakaet a-gostez, — ha bihan eo bet atao he levezon, — n'eus hini ebet e Breiz nemet *Skol Gembraek dre lizer* Gw. Berthou nevez savet.

B. *an diouer a levriou-studi.*

Unan a skriv d'eomp kement-mañ : « *Iwerzoneg*



*am eus studiet eur wech an amzer hag ankounac'haet ken alies-all, siouaz ! o veza n'am boa ket a levriou nemet eur yezadur koz.* « M'hon eus hizio eul levr brezonek bennak da zeski ar c'hembraeg, n'hon eus hini ebet evit deski ar yezou keltiek all. Ret eo eta d'ar studier prena levriou e Breiz-Veur. Ouspenn ma vez diaes o c'haout alies, ar saozneg m'emaint skrivet ennañ a zo eur skoilh evit meur a hini.

K. *an diouer a gelaouennou hag a levriou keltiek.*

Anat eo ne c'hell ket ar studier mont pell en anaoudegez eur yez keltiek ma n'en deus ket tro da lenn kelaouennou pe levriou skrivet er yez-se a-vareadou resis. Ar yez en devo desket a vo didalvoud-krenn evitañ hag ez ankounac'haio anezi tamm ha tamm.

D. *An diouer a zarempredou etre ar Vrezoned ha Kelted tramor.*

Kelted tramor a chom evit an darn-vrasa eus ar Vrezoned tud dianav pe anavezet a-dreuz al levriou nemetken. Keit ha ma vo evel-se ne c'hello morse ar Vrezoned tizout eun anaoudegez doun eus ar broiou pe ar poblou keltiek. Da skouer, n'eus nemet dre gomz gant kembraegerien pe ouezelegerien ma c'hello brezonegerien anaout ar c'hembraeg pe ar gouezeleg komzet.

Ret-mat, a gav d'eomp, e vefe skoulma liammou beo stank gant Kelted tramor war gement tachenn a zo : arz, lennegez, micheriou, h.a... hag e-keñver an dra-se ne c'hellfemp ket kalonekaat a-walc'h an hini a skriv d'eomp : « *Klask a ran bremañ sevel darempredou gant Iwerzon ha Kembre e sell eus ar vicheouriez, a blean ganti amañ, hag a fellje d'in anaout pervesoc'h er broiou keltiek arall.* »

Menegomp ivez ar mad a zeufe, hep arvar, d'ar studiou keltiek e Breiz a-ziwar darempredou-kerentiez pe keneilded etre ar Vrezoned ha Kelted tramor.

E. *Diaested yezou keltiek tramor.*

Hep mont ker pell hag an hini a skriv d'eomp « *Evit an iwerzoneg, n'am eus ket kendalc'het* (d'e studia) *dre aon da derri va fenn e daou hanter* » ez eo ret anzav ez eus diaesteriou er yezou keltiek a zo a-walc'h evit digalonekaat ar studier o labourat e-unan. Talvezout a ra ar boan klask o c'hompeza. Da skouer, sevel eul levr-dourn evit deski an iwerzoneg a-vremañ hep kemerout ar boan da notenni ar resisa ar gwella pep ger meneget ennañ, a vefe poan gollet d'hor meno. Setu perak ez eo aesoc'h evit ar studier an ober gant rummad levriouigou O'Growney eget hini ar c'h-Christian Brothers hag heñ savet ker mat e meur a geñver arall.

Evit kas war-raok ar studiou keltiek e-touez ar vrezonegerien e vefe ret-mat :

1. *Sevel levriou da zeski yezou keltiek tramor.*

O veza ma 'z eus anezo evit studia ar c'hembraeg (*Yezadur berr ar c'hembraeg, Lennaduriou kembraeg, Islwyn eun dibab barzonegou, Geriou keumraek ha brezonek h.a...*) ar pep reta a vefe pleustri da sevel levriou a-seurt ganto evit deski an iwerzoneg, ar skoseg, ar manaveg hag ar c'herneveg.

*Gwalarn* hag en deus embannet endeo « *Eur pennad kerneveg* » (niv. 20) a gemenn d'eomp (niv. 110-111) en deus war ar stern eul levr lennaduriou kernevek hag eur *Yezadur berr ar c'herneveg*. Diouz hon tu hon eus war ar stern eur *Geriadurig iwerzonek-brezonek* hag eul *levr lennaduriou* tennet eus al lennegez iwerzonek a-vremañ.



Ker ret-all e vefe embann levriou-dourn war istor, douaroniez, lennegeziou (ken keltiek ken saoznek) h.a. ar broiou keltiek tramor.

2. *Strewi ar c'helaouennou keltiek e-mesk ar vrezonegerien.*

Dre se e c'heller tizout daou bal : *a*) peurbarrekaat ar studierien war ar yezou keltiek ; *b*) o lakaat da anavezout buhez pemdeziek ar broiou keltiek.

Evit-se hon eus soñjet kroui eur *servij-presta kelaouennou keltiek* war skouer ar servijou a zo anezo e Bro-C'hall.

3. *Sevel kenteliou war ar yezou hag ar broiou keltiek.*

Komzet hon eus dija diwar-benn *Skol Gembraek dre lizer* Gw. Berthou. Salo ma raio berz, ha ma vezo krouet skóliou all diwar he skouer.

4. *Sevel kreizennouigou a studiou keltiek e kêriou Breiz.*

E Sant-Brieg ez eus eur seurt kreizennig, krouet moarvat dindan levezon an Ao. Vallée, m'emañ pevar pe pemp den o teski ar c'hembraeg.

5. *Aesaat an eskemma-liziri etre ar Vrezoned ha Kelted tramor.*

6. *Aoza beajou a-strolladou e broiou keltiek tramor.*

Ar pep reta e-keñver an dra-se evit ober berz a vefe krenna war an dispignou.

7. *Aesaat beajou Kelted tramor e Breiz-Izel.*

A-bouez-bras e vefe o lakaat da geja ouz brezone-

gerien studiet ganto ar yezou keltiek, pe o lakaat da veva e-pad eur sizunvez bennak a-gevret gant brezonegerien gredus, en *Herberc'hti Yaouankiz Vreiz*, da skouer, pe e kampou aozet a-ratoz.

8. *Heñcha brezonegerien war-du studi rumm gouezelek ar yezou keltiek.*

Diskouezet hon eus penaos e oa dedennet ar vrezonegerien dreist-holl gant studi ar c'hembraeg hag ar c'herneveg. Dibaot an dud, en eneb, o deus pleustret war ar yezou gouezelek : iwerzoneg, skoseg ha manaveg. Ret eta heñcha studierien ' zo war-du ar yezou-se. Soñjal a reomp dreist-holl er veleien yaouank a Vreiz-Izel, ma tiskouez unan bennak anezo beza hoalet a-benn-bremañ gant an iwerzoneg, dre ma 'z eo dreist-holl yez eur bobl keltiek a-feiz gant ar Vrezoned.

L. A.



# MEURLARJEZ

## (CARNIVAL)

A Farce

by Roparz Hemon

*translated from Breton*

**Characters**

**Alois**

**Dora**

**Gwen**

**Carnival**

*The scene is the sitting-room at a Protestant minister's house, somewhere in Snowdonia. Middle-class furniture, rather old-fashioned. At the back is an open door. On the left is the fire-place, with two arm-chairs near it. Also a book-case. On the right is a wireless, a work-basket, small tables and chairs. Nearer the spectator, on each side of the stage, is a sofa.*

*In the middle is a huge packing-case bearing labels, which has evidently been placed there not long ago.*

*It is night. Alois and his wife Dora are seated in the arm-chairs. Alois is dressed as any ordinary Protestant minister and Dora as any ordinary wife of a Protestant minister. They both look middle-aged. The most noticeable feature about them is that both wear masks.*

ALOIS (*reading a paper*). « A large crowd gathered at Bangor last Saturday night to hear the Rev. J.-J. Hird preach ». (*Lifting his eyes*). Did you hear that, Dora ?

DORA (*knitting*). No. — five, six, seven — what do I care about J.-J. Hird ? — nine, ten, eleven —

ALOIS (*rather to himself than to his wife*). Of course it all depends what you call a large crowd. I think those newspaper chaps have got their own ideas about a crowd. Anyhow I never find it mentioned that I draw large crowds when I go to preach somewhere. While that fellow Hird —

DORA. What time is it, do you know ?

ALOIS. I haven't the slightest idea. (*Looking at his watch*). Now my watch must be slow.

DORA. Your watch has been wrong ever since we were married.

ALOIS. Never mind. I suppose Gwen will tell us. (*He rings a bell*). I'll ask her.

*Gwen, the maid, appears at the back. She is dressed as any ordinary servant. She also wears a mask.*

ALOIS. What time is it, Gwen ?

GWEN. Some time about ten, sir. I don't think it's half past yet.

ALOIS. Thanks. That's all I wanted to know.

*Gwen goes out. Dora calls her back.*



DORA. Please don't go. Did you keep the kettle ready for our tea at half past ten as I told you ?

GWEN. I'm sorry I forgot, madam. I'll get everything ready in no time.

*She goes out.*

DORA. There you are with your orphan girls and your notions about charity. We have been ten years in this wretched corner of Wales and I've not been able to get one decent maid as yet. As soon as I've taken pains to teach one something, away she goes to Liverpool or London, and then comes another one and I have to begin all over again.

ALOIS. This one isn't so bad.

DORA. That's always what you say. You'll never find fault with anyone. You are content with what you get and never ask for anything better.

ALOIS. Don't you call that wisdom, my dear ?

DORA. Call it whatever you like, there's only one name for a man who doesn't try to improve his position in the world. That man is a fool. When we came here, who would have supposed we'd have stayed ten years and yet see no prospect of ever moving away. By the way, are you going to accept that invitation to preach at Rhyl next summer ?

ALOIS. I haven't quite made up my mind yet. It's for you to decide if you wish us to stay at Llandudno afterwards.

DORA. That's only talk, Alois. You know there will be no time for Llandudno. After that comes the Revival, and after that —

ALOIS. Why should you always be bothering about my work ?

DORA. Because what means work to you means trouble to me. Besides I can think of nothing else. Perhaps you think I am like Mrs. Halden.

ALOIS. I tell you you're prejudiced against her, my dear. Wasn't it nice of her to send us that box of flowers from the Riviera ?

DORA. Yes, to remind us she's over there, basking in the sunshine from morning till night while we don't get out of the snow and rain.

ALOIS. It is a big box anyhow. It must have cost a lot of money.

DORA. She can afford it, can't she ? Fancy sending us flowers when we need so much money for the chapel.

ALOIS. Every gift is precious, my dear, that comes from the heart. Remember Mary Magdalen.

DORA. She does certainly remind one of Mary Magdalen — repentance excluded.

ALOIS. Dora ! (*Trying to change the turn of the conversation*). To-day's Shrove-Tuesday. It must be pretty lively down there on the Riviera. Carnival in full swing. All those crowds parading the streets in fancy dresses.

DORA. Disgusting ! Although I hate this country I'm thankful we haven't to witness such scenes about here.

ALOIS. So am I, of course, my dear.

DORA. You may be sure that woman hasn't been the last to put on a fancy dress. How many new admirers has she found, I wonder ?

ALOIS. You mustn't misjudge her, Dora.

DORA. Now, Alois, don't pretend you don't know what she is. You are as well aware as anyone of what passes at the Place when she comes here to spend the summer. It sickens me to see such a woman patronising the chapel.

ALOIS. She's very kind to the poor.

DORA. It's a fact that she drinks.

ALOIS. We teetotallers should try to be a little openminded towards that weakness of others.

DORA. Well of course you will always take her side. She has a way with men, I know. When she calls here, does she ever ask to see me ? No. (*Imitating Mrs. Halden*). Is Mr. Pritchard at home ? Of course she hates me. I'll tell you one thing, Alois. Don't believe one moment those flowers are for both of us. They're for you, for you.

*Alois rings the servant's bell.*

DORA. What are you going to do ?

ALOIS. It has just occurred to me that the sooner we open that box the better.

*Gwen appears.*

GWEN. Do you want me ?

ALOIS. Yes. I want you to fetch me my tools to open that box of flowers which Mrs. Halden has sent for the Sunday-School children.



DORA. Don't you think it's rather late ?

GWEN. Perhaps we'd better take them out and put them in water at once.

DORA (*to Gwen*). Will you ever learn to speak only when you're spoken to ?

ALOIS. There is some sense in what she says. It won't take us long. Now Gwen, hurry up, there's a good girl.

*Gwen goes out.*

DORA. I suppose you must have your way as usual. Don't ask me to help, that's all. I should also add that you might avoid being too familiar with the maid. It spoils them, if nothing worse comes of it.

ALOIS. Your help is not needed, my dear. As for your advice, I shall only be too glad to comply, as usual.

*Gwen comes back with tools.*

ALOIS (*to Gwen*). Come along.

*They struggle with the box a moment and then open it.*

GWEN (*picking up some flowers*). They do smell good, don't they ?

ALOIS. By Jove, they do smell good.

DORA. What do you mean — (*She breaks off, gazes a little surprised at the other two, rises, goes to the box, takes a few flowers and puts them to her nose*). How good they smell !

GWEN. Just like a garden when the spring comes round.

ALOIS. Just as if Italy had come to this room.

DORA. Italy, Italy ! (*Smelling again*). Doesn't it remind you of our honeymoon, Alois ?

*While Gwen is taking more flowers out of the box she stops, peeps inside and shrieks in surprise.*

GWEN. Well I never — (*She bursts out laughing*).

DORA (*sharply*). Is there anything ridiculous about our honeymoon ?

GWEN (*still laughing*). It isn't your honeymoon. (*Pointing to the box*). Look there. There's — There's a young man in the box.

ALOIS. A young man ?

DORA. A young man ?

*Carnival leaps out of the box. He is dressed as a white*

*domino. He wears no mask. The others stare at him but do not move.*

CARNIVAL. How are you, madam ? How are you, my fine young girl ? How are you, sir ? As there is no one to introduce me, perhaps I may introduce myself. My name is Carnival. I come from the land of flowers, somewhere between the sun, the moon and Italy. I fell asleep the other day, for I confess I'm a little lazy, and they packed me in this box together with the flowers by mistake. I didn't find myself very comfortable there when I awoke. But I can bear hardships better than you would believe, for my heart is very light and I feed on the smell of flowers. Indeed I eat less than a butterfly. All the same, many thanks to you for having opened the box. What can I do for you ?

ALOIS. How are you, sir ?

DORA. How are you, sir ?

GWEN. How are you ? You seem to have got some cheek anyhow.

CARNIVAL. And who are you, my dear girl ?

GWEN. The maid.

CARNIVAL. And who are those two ?

GWEN. Can't you see ? My masters.

CARNIVAL. They look frightened.

GWEN. You gave them a turn.

CARNIVAL. And didn't I give you a turn, darling ? (*He smiles at her and offers to tickle her chin*).

GWEN. Stop that, please. If I'd had a mind to be frightened, now I shouldn't be frightened any more, for I see you're a boy like the others. I haven't anything to do with you. You're in my masters' house. Speak to them if you like.

*She goes out.*

ALOIS. Won't you take a seat, sir ?

*They sit down.*

DORA. Do you — do you know Mrs. Halden ?

CARNIVAL. Let me see. I've known a good many women in my time.

DORA. Mrs. Halden is one of our good neighbours. She has sent us these flowers. I thought you might know her. That's why I asked. (*To her husband*). Don't you feel cold, Alois ?



ALOIS. Do I feel cold ? Not at all. It's rather warm in here, isn't it ?

DORA. Yes, it is warm. And then, the smell of those flowers — Excuse me, sir — (*She falls back on her seat*).

ALOIS (*rising*). Dora, Dora. She's fainting.

CARNIVAL. No wonder, with that thing upon her face.

ALOIS. What thing ? Just wait, my dear, I'm going to fetch you some water.

*He hurries out.*

CARNIVAL (*removing her mask from her face*). Do you feel better now ?

*Dora opens her eyes. Her face is much younger than her manner would have led one to suppose.*

DORA. Thank you, Carnival.

*She kisses him. Alois comes back with a decanter full of water. He stops amazed.*

DORA (*pointing to Alois*). Ha, ha, ha.

CARNIVAL. Ha, ha, ha.

ALOIS. What's the matter now ?

DORA. Go and look at yourself in the glass. I wish you could see your face.

ALOIS (*feeling his face*). What in the name of — (*He tears off his mask. He too looks younger than one would have supposed*).

DORA. Alois !

ALOIS. Dora !

*They fall into each other's arms.*

ALOIS. Carnival here, Dora, is an old friend of mine.

DORA. He's an old friend of mine too.

ALOIS (*to Carnival*). I'm sure I can't tell why I didn't recognise you at first. Where did we meet last time, young man ?

CARNIVAL. I've met many people. I can't remember them all.

DORA. Listen to that. He's grown very wise of late. Doesn't he talk just like an old man ? You weren't always so grave, you little rogue. Remember that day in Spain.

ALOIS. It was in Munich. We we dressed as toreros and there were German girls with us dressed as Spanish gipsies.

DORA. German girls ! I wasn't there then ?

**Alois.** That was before we were married.

**Dora.** I knew you had been to Germany to study theology. You were a fine theological student I see.

**Alois.** Weren't you a governess in Spain ? You were a fine governess.

**Dora.** What a day we had of it.

**Alois.** Drunk as lords we must have been.

**Dora.** Don't you remember, Carnival, we lost our way coming home and got nearly drowned in the Guadalquivir.

**Alois.** We made such a row in the street, our lodgers were afraid to open. And I kept pulling at the bell for a quarter of an hour, like this. (*He rings the bell*). And next morning the police came round, don't you remember ?

*Gwen appears at the back.*

**Gwen.** Do you want me ?

**Alois** and **Dora** (*pointing to her*). Ha, ha, ha — look at that face.

**Gwen.** What's wrong with my face ?

**Carnival.** Come here, my poor child. (*Removing her mask*). And now, tell me. Do you know me ?

**Dora.** She's never been to Spain.

**Alois.** She's never been to Germany.

**Dora.** She's never left her village, never seen anything beyond her mountains.

**Alois.** She's never been even so far as Caernarvon.

**Gwen.** I know you, Carnival. (*She kisses him*).

**Carnival.** It's surprising I do not remember you. You're by far the prettiest girl I've ever held in my arms.

*He kisses her and goes with her to sit on the sofa on the left.*

**Dora.** See what they're doing. They've kissed again.

**Alois.** Why, can't we do the same ?

*Alois and Dora sit down on the sofa on the right and whisper to each other.*

**Carnival.** I come from a far country, child.

**Gwen.** But I know, I know.

**Carnival.** From a very distant land. Much farther than Caernarvon, much farther than London.

**Gwen.** Much farther than heaven.



**Carnival.** Where flowers grow, like these.

**Gwen.** Fairer, Carnival, fairer.

**Carnival.** Where there is joy and peace ; where every heart is at rest. Where people are merry the whole day long.

**Gwen.** And the whole night long, Carnival.

*They whisper.*

**Alois.** You never told me that before.

**Dora.** Did you ever ask me ?

**Alois.** But now I ask, Dora. We have been living ten years together and have never known each other to this day. We have been like strangers.

**Dora.** We must make acquaintance now.

**Alois.** I shall tell you everything. You will hide nothing from me.

**Dora.** Alois, do you really think two people can be married and not hate each other ?

**Alois.** It would be a difficult thing, Dora, almost a miracle. But are not miracles made to happen after all ?

**Dora.** Yes, they do happen — sometimes.

*They whisper.*

**Carnival.** And so, you want to teach me what my country is like ?

**Gwen.** Perhaps I know it better than you do.

**Carnival.** Did you ever go there ?

**Gwen.** More than once.

**Carnival.** When did you go there, little girl ?

**Gwen.** In my dreams. Every night, when my work is done and I have crept into bed and am beginning to feel warm, I become a princess. And I begin to live then. Then I am myself, then I find my true self at last. I am at the window. Somewhere they are playing music for me. Palm-trees are swaying their leaves on the horizon. The sky is blue, and the sea is blue, so blue, you know that kind of blue we use when we wash linen. And there are lemons and oranges growing like apples on the trees. I stretch forth my arm and there you come, Carnival, my beloved. Sometimes you are a prince, sometimes a soldier, sometimes a man in evening dress, but I know you each time.

**Carnival.** I see there's a cinema in your village.

*They whisper.*

DORA. Did you love her ?

ALOIS. With all my heart.

DORA. I seem to see her. She was tall, with fair hair and blue eyes, so still and deep, and round alabaster arms.

ALOIS. No, she was rather small ; her hair was jet-black, her eyes very dark and bright. I was very young then, very young. We were both students in Aberystwyth. We used to walk in the evening along the promenade. I would have died for her. When she went, away, we wrote to each other for quite a long time. And then, no more. I don't know where she is.

DORA. Do you still love her ?

ALOIS. Her lips were the first I kissed. I've never forgotten their taste.

DORA. You said that beautifully. Where did you read it ? Never mind. I wish we could meet her. I wish we could meet every girl you've loved. I would love them for your sake.

*They whisper.*

CARNIVAL. And when they heard the lark singing, he wanted to leave her. But she said, « 'Tis only the nightingale ».

GWEN. But that's Romeo and Juliet ! I say, Carnival, what are you taking me for ? You said you were going to tell me a true story.

CARNIVAL. It is a true story, my dear little girl.

GWEN. Well, now I'm going to tell you another true story.

*They whisper.*

ALOIS. You don't mean Jones, the teacher ?

DORA. I do.

ALOIS. His hair's rather thin, isn't it ? and isn't he growing rather stout ?

DORA. He wasn't so bad-looking twenty years ago. And he was so funny. Always ready for a joke. You know I'm always ready for a joke myself. I like fun to be going on wherever I go. Give me joy for ever. (*Louder*). Give me joy.

GWEN (*to Carnival*). She does look excited, doesn't she ?

CARNIVAL. She's got so much lost time to make up for.

DORA. You know what we're going to do ? We're going to pack up our things and leave this place immediately. We'll go to the Riviera and have a good time there. You shall flirt with all the girls and I with all the men. And perhaps



we shall run up against each other. « Is that you, sir ? » — « Is that you, madam ? » And then go home arm in arm.

CARNIVAL. All's well that ends well.

DORA (*rising and pulling Alois from the sofa*). Come, we mustn't waste our time. And you, Carnival, you must come too and be our chaperone. Gwen, of course, is coming also. You'll find there are quite a few things, Gwen, worth seeing beyond your Welsh mountains. Let's catch the train, or the plane. Why, won't you move ?

ALOIS. My dear Dora, I ask nothing better than go to the end of the world with you. We're a bit late though to-night. Remember the last train is the 7.30.

DORA. If there's no train, let it be for to-morrow. But can't we enjoy ourselves here in the meantime ? Now Carnival, won't you suggest anything ?

CARNIVAL. Well, perhaps I might suggest — a drink, if you don't mind.

DORA. Of course. It's the first thing I should have thought of. Excuse me, Carnival.. I don't know how to treat my guests. I've got so much to learn, you see. Gwen, what is there to drink in the house ?

GWEN. You know as well as I do, madam. We can have tea, coffee, hot milk, beef-tea or lemon-squash.

DORA. What a dire penance comes to those who stray from the path of common sense. Now I must die of shame.

ALOIS. You can die in a moment, my dear. (*He takes a small key from one of his waiscoat pockets*). This book-case here — (*He unlocks a small cupboard at the bottom of the book-case*).

DORA. Whatever are you doing ? Isn't that where you keep your theological books ?

ALOIS. Theology, my dear Dora, lies a trifle heavy on a man's stomach at times. Some digestive drink is the obvious remedy. (*Producing a bottle and glasses*). Perhaps you'll forgive me hor having kept you in the dark as to the contents of this private cupboard.

DORA (*taking the bottle*). Port ! Oh, Alois, it's almost too good to be true.

*She pours some wine into the glasses. They drink.*

CARNIVAL. This port is excellent.

GWEN. It's the first time I've ever tasted port.

DORA. I wonder if port is really what they give at this time of night.

ALOIS. We can't have everything. Perhaps these ladies and gentlemen would care to smoke.

DORA. Please, Alois, we don't want any of your dirty cigarettes. (*She moves to the right, fumbles in her work-basket and produces a cigarette-case*). I can asssure you my cigarettes are better.

ALOIS. Your cigarettes ? You have cigarettes ? I had always understood, Dora, you could not bear the smell of tobacco. (*Taking one of her cigarettes*). American tobacco ! Now I see why you made me buy that lamp to remove odours. It wasn't only to remove the smell of my dirty cigarettes.

DORA (*while Carnival lights her cigarette for her*). Have I been naughty, Alois ?

ALOIS. So naughty that from now onwards I intend to buy you a packet every day. And you shall smoke it to the last cigarette before morning.

CARNIVAL. I see you've got a wireless. Music does good to the heart.

DORA (*going to the wireless*). Shall I switch it on for you ? What about that Bach sonata you wanted to hear, Alois ?

ALOIS. Bach sonata. Give us jazz. Is there no dance music to-night ?

CARNIVAL. Yes, let us dance.

GWEN. Let's make room first.

*She collects the bottle and glasses and carries them into the kitchen. The two men push the packing-case aside. Dance music is heard from the wireless. Gwen comes and helps Dora to remove the flowers that have fallen on the flor. When everything is ready they begin to dance, Alois with Gwen and Carnival with Dora.*

DORA (*over Carnival's shoulder*). I had no idea you could dance, Alois.

ALOIS. I'm the first one surprised to see I haven't forgotten.

*They dance on till Gwen leans back against the wall, exhausted.*



GWEN. I'm sorry — I must rest a little.

DORA. For shame, a girl of seventeen. I feel I could go on dancing all night.

ALOIS. She's not like us, Dora. She's not old enough to be young.

*The music ceases abruptly. They all stop disconcerted. There is an awkward silence. Then the twelve strokes of midnight resound slowly, portentously. At each stroke, Carnival takes a step backwards, as stiff as a doll. By the last stroke he has disappeared.*

ALOIS. Carnival is gone.

DORA. Carnival is gone.

GWEN. Carnival is gone.

ALL TOGETHER. Carnival is gone.

ALOIS (*taking up his mask, which has lain on a table the whole time*). Carnival is gone. We must put on our masks again.

*They put on their masks in silence. Alois and Dora push the packing-case back to its former place. Then they go and sit down near the fire. Alois resumes his reading and Dora her knitting. Gwen goes out. Everything is as it was at the beginning of the play.*

ALOIS (*reading*). « On Friday last the deaths were announced of two of the oldest inhabitants of Bettws-y-Coed » (*Looking up*). What time is it ?

DORA. How can I know ? Time to go to bed, I should think. Is that girl coming with our tea ? (*She pulls the bell and then waits a moment*). I wonder what she's been doing the whole evening. Wasting her time as usual. I feel I must start looking for another one soon. (*Pulling the bell a second time*). If it isn't enough to drive one crazy.

ALOIS (*looking over his newspaper*). Be patient, my dear, always be patient.

*Gwen appears with the tray while the curtain falls.*

## ALI

Rener « Gwalarn », hag heñ sammet gant al labour e-pad ar pevar miz diweza, n'eo ket bet evit kas al levriou a zo bet goulennet digantañ en ano « *Brezoneg ar Vugale* ». Hen ober a raio diwar bremañ.

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest *Ar Merour* : Y. DREZEN

# GWALARN

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 40 lur ar bloaz (broiou estren : 50 lur)

Chomlec'h :

Boîte Postale 75, BREST

Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant
pep lizer ha pep pakad erbedet da

All cheques and money-orders
all registered letters and parcels should be addressed to

L. Nemo
10, rue Jean-Macé, BREST
(C. C. 12.110, Rennes)

Priz : 6,00